WIKIPEDIA

# Aroumaneg

An **aroumaneg** (*limba armãneascã*, *armãneshce*, *armãneashti*, *rrãmãneshti*) zo ur yezh indezeuropek eus skourr ar yezhoù romanek. Komzet e vez e Gevred Europa. E Gres emañ ar braz eus an aroumanegerien o vevañ hag un toullad anezho zo ivez en Albania, Bulgaria, Serbia hag e Makedonia an Norzh.

Kar a-dost eo an aroumaneg d'ar roumaneg, a-fet ar vorfologiezh hag ar sintaks, ha dont a ra ar braz eus e c'heriaoueg eus al latin. Muioc'h eo bet levezonet ar roumaneg gant ar yezhoù slavek avat, tra m'eo bet levezonet an aroumaneg, diouzh e du, gant ar gresianeg a-hed e istor.




Sede pelec'h e vez komzet aroumaneg.

## Taolenn



## Statudoù hervez ar broioù

### Albania



Ar rannyezhoù aroumanek.

Eno eo anavezet an aroumanegerien evel ur vinorelezh vroadel, abaoe Here 2017. Emaint o chom e kreisteiz ar vro, en-dro da gêrioù Voskopoja, Fier, Vlorë. Hervez ar c'helenner Dorin Lozovanu, eus Moldavia, en 2012 e veze kelennet aroumaneg e skolioù zo eus e Korçë, Divjaka, Selenica ha Vlorë, hogen evel danvez ouzhpenn. E Divjaka ha Vlorë e veze oferennoù er yezh, hag ivez ur wask aroumanek.

### Gres

Kavet e vez aroumanegerien en hanternoz hag e kreiz ar vro, dreist-holl (Epeiros, Makedonia, Trakia, Thessalia). O cheñch yezh buan emañ ar vinorelezh-se : n'eus tamm statud ebet gant an aroumaneg ha ne vez ket kelennet er skolioù, nemet e skol-veur Thessaloniki. A-gozh e sell an aroumanegerien outo o-unan evel Gresianed (*Elini*), daoust ma n'int ket gresianegerien (*Grets*). E 2001 e oa bet kondaonet un den, Sotiris Bletsas, da 15 miz toull-bac'h, abalamour m'en doa skignet skridoù a rae anv eus yezhoù minorelaet en Europa hag e Gres [1]. A-benn ar fin e oa bet didamallet an den.

### Makedonia

Honnezh eo ar vro nemeti ma'z eo anavezet an aroumanegerien evel ur vinorelezh vroadel, abaoe 2001. Yezh ofisiel eo e kêr Kruševo. En 2001, hervez ar yezhour stadunanat Victor A. Friedman, e veze kelennet e Skopje, Štip, Bitola, Kruševo, Kumanovo, Struga hag Ohrid, hag ouzhpenn e oa abadennoù skingomz ha skinwel er yezh.

Er vro-se e vez kelennet aroumaneg evel danvez e lod eus ar skolioù kentañ derez ha gwir o devez an aroumanegerien da ober gant o yezh dirak al lezioù-barn.

Ouzhpenn krouiñ oberennoù lennegel er yezh a vez graet ha gant ar skrivagner Dina Cuvata ez eus bet graet un toullad troidigezhioù, ma'z eo bet troet Kantik ar C'hantikoù, an Ilias, an Odisseia, an Eneis, an Nibelungen, an Divina Commedia hag ur geriadur skrivagnerien aroumanek.

### Roumania

Un niver brazik a aroumanegerien zo eno : d'ar vro-se e oa deuet aroumanegerien da vevañ, en XIX$^{vet}$ hag en XX$^{vet}$ kantved dreist-holl, deuet eus Gres, Albania, Bulgaria ha Serbia, met n'eus statud ebet dezho, dre ma seller ouzh an aroumaneg evel ur rannyezh eus ar roumaneg.

# Notennoù

1. 15-month prison sentence handed down to Mr Sotiris Bletsas for distributing information material financed by the Commission - Parlamant Europa (http://www.europarl.europa.eu/sides/getDoc.do;jsessionid=2AD63F706C010E07EBEDFF5FE13C39B3.node1?pubRef=-//EP//TEXT+WQ+E-2001-1325+0+DOC+XML+V0//EN&language=EN) **(en)**

# Liammoù diavaez

- Tra Armanami (http://www.armanami.org/blog/)
- Aroumanegerien Roumania (http://www.aromanii.ro/)
- Anveatsã armãneashti (http://anveatsaarmaneashti.com/) (Deskiñ aroumaneg)
- Makedonarmân Council (http://www.makedonarman-council.org/) **(en)**
- Le valaque/aromoune-aroumane en Grèce - Euromosaic (http://www.uoc.edu/euromosaic/web/document/valac/fr/i1/i1.html) **(fr)**